WIKIPEDIA

# Norvegeg

Yezh Norvegia hag unan eus ar yezhoù skandinavek eo an **norvegeg** pe **norgeeg**. Meur a rannyezh zo, ha daou stumm skrivet ofisiel, anvet bokmål ha nynorsk.

- ar *bokmål* (pe « yezh al levrioù» — distagañ « 'bouk-môl »), a deu eus ar riksmål ( « yezh ar rouantelezh » — distagañ « 'riks-môl »), un doare norvegeg levezonet don gant an daneg (norsk-dansk/dansk-norsk), en amzer hir ma oa Norvegia e rouantelezh rouaned Danmark;
- an *nynorsk* (da lavarout eo "norvegeg nevez"), a deu eus al landsmål ( « yezh ar vro »), ar yezh savet gant Ivar Aasen, diwar ar rannyezhoù komzet er vro.